# Franked

*Ur pennad frank zo ivez.*

Ar **Franked** a oa unan eus ar pobloù german hag a oa o vevañ er c’hentañ kantved e traoñienn ar Roen. En trede kantved ez ejont war-zu ar c’hornôg, o ober o annez e norzh Galia, a oa neuze ul lodenn eus an Impalaeriezh roman. Pa’z eas an Impalaeriezh d’an traoñ ez ejont pelloc’h c’hoazh, hag aloubiñ un darn vat eus Galia, betek Arvorig hag ar Pireneoù. Ar roud kentañ eus anv ar bobl-se a gaver e 250, e skridoù latin a gomz eus ar *Francii*. Dont a ra an anv-se eus ur wrizienn c’hermanek a dalvez kement ha *(tud) dishual*, *digabestr*. Ar wrizienn *frank* a adkaver en anv *Frañs*, en anvioù ar rannyezhoù *frankek* pe *frankonek*, en anv *Franken* zo ur rannvro eus Alamagn,hag er brezhoneg frank.



« Emgann Tolbiac e 496 », livet gant Ary Scheffer (1795 - 1858) en XIXvet kantved, Mirdi kastell Versailhez. Un trec'h a ziazezas galloud ar Franked e Galia.

Ur yezh indezeuropek eus ar skourr germanek, ar frankeg, a veze komzet ganto. Da get ez eas e Galia, tra ma chomas bev dindan stumm ar yezhoù pe ar rannyezhoù komzet en Izelvroioù, e Flandrez hag en Alamagn.

Gant an armoù e oa bet savet o rouantelezh. Barrek e oant war an armoù ha brudet e oant evit an implij a raent eus bouc’hili ha goafioù en emgannoù. Bras e oa galloud ar vrezelourien, hag ar bec’h a veze etrezo a oa ur skoilh, alies, d’ar c’henwerzh ha d’al labourioù all.

## O rouaned




Ar rouantelezhioù frank eus 511 da 561 war-lerc'h Hlodwig (Clovis gant ar C'hallaoued), dug ar Franked salian.

Daou remziad rouaned zo bet e rouantelezh ar Franked: ar Verovingidi hag ar Garolingidi. Ar roue brudetañ e-touez ar re gentañ e voe Hlodwig (pe *Klovis*). Dindan ren hemañ (kurunet e 481) e oa un darn vat eus ar pezh zo bremañ Frañs, Belgia, an Izelvroioù ha kornôg Alamagn dindan o o domani. Trec’h e voe Hlodwig war ar pobloù amezek, evel ar Vurgonded pe an Alemanned. Degemer a reas ar relijion gristen evitañ ha klask a reas lakaat e bobl d’he degemer ivez.

War-lerc’h ar Verovingidi e teuas ar Garolingidi. Gant an hini anavezetañ anezho, Karl Veur, e voe savet an Impalaeriezh Roman Santel (800). Rannet e voe bro ar Franked goude marv Karl Veur ha mont a reas al lodenn gornôg anezhi d’ober Bro-C’hall tra ma’z ae al lodenn reter d’ober ar pezh a zeuas da vezañ Alamagn diwezhatoc’h. Daoust ma’z eas yezh ar Franked da get er c’hornôg e voe dalc’het d’ober gant an anv *Franked* evit envel annezidi ar vro ha diwar o anv e voe graet *Frañs* eus o bro. Gant an Arabed e voe astennet an implij eus ar ger *Franked* evit envel an holl gristenien deuet eus Europa, da vare brezelioù ar Groaz.